# Tigrigneg

Ur yezh semitek eus is-skourr yezhoù etiopek an norzh eo an **tigrigneg** (ትግርኛ *təgrəña*) komzet e Tigray en Eritrea dreistholl met ivez en Etiopia hag en Israel.

Daoust ha m'ez eo unan eus yezhoù pennañ Eritrea n'eo ket ur yezh ofisiel eno rak n'he deus ar vro-se yezh ofisiel ebet. Ur yezh ofisiel eo neoazh e ranndir Tigray en Etiopia. Komzet e vez ivez gant yuzevion (Beta Israel) eus an takadoù-yezh-se aet da chom da Israel.

Daoust d'an diforc'hioù a rannyezh da rannyezh e pep keñver (distagadur, geriadur ha yezhadur) e teu an dud a-benn d'en em glevet hep kalz a boan ha betek hen n'he deus talvezet rannyezh resis ebet da yezh unvan.

Evel an darn vrasañ eus ar yezhoù etiopek e vez kavet en tigrigneg ar c'hensonennoù strakal. Diouzh an tu all, avat, e ra c'hoazh an tigrigneg gant an div gensonenn farinjek distaget er c'hourlañchenn a veze kaver sañset er geuzeg met kollet gant an darn vrasañ eus ar yezhoù etiopek all nemet an tigreeg ha neuze e c'heller ober an diforc'h diouzhtu dre gomz etre ar yezhoù-mañ ha yezhoù kar all evel an amhareg.

Skrivet e vez an tigrigneg gant ar skritur etiopek bet diorroet er penn-kentañ evit skrivañ ar geuzeg.

| Tigrigneg (ትግርኛ) | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Eritrea, Etiopia, Israel |
| Rannved : | Tigray (Etiopia) |
| Komzet gant : | 6,75 milion |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù afrez-aziatek<br>Yezhoù semitek<br>Yezhoù semitek ar su<br>Yezhoù etiopek<br>Yezhoù etiopek an norzh<br>**Tigrigneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | |
| Akademiezh : | hini ebet |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | ti |
| ISO 639-2 | tir |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | tir |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Liammoù diavaez

- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=tir)

## Gwelet ivez

- Yezhoù etiopek

**Porched ar yezhoù hag ar skrituriou** – Adkavit pennadoù Wikipedia a denn d'ar yezhoù.